# Gwalarn

Niv. 43

8-vet Bloavez

MEZEVEN 1932

## KANNADIG GWALARN

**Priz ar c'houmanant-bloaz: DEK LUR**

**hag eur « prim » kaer**

**war ar marc'had**



**O lenn an « Illustration », « Les Lectures pour Tous », « Vu », pe gazetennou all gant skeudennou, daoust ha n'hoc'h eus ket lavaret alies :**

**— O, ma vefe eun dra bennak evel-se e brezoneg !**

**Ma! emaomp o klask kroui an dre-se.**
**Sikourit ac'hanomp!**

*d'am c'heneiled e « Breiz Atao »*
*ha da Roparz Hemon dreist-holl*

**fant rozec**

**meavenn**

•

# pa c'houez avel walarn

**durlas eile**

**23 a viz meurz 1932**

TAOLENN



# Ar Romantelourien

Reun a oa eur paotr birvidik, a felle d'ezañ ober eun dra bennak evit savetei Breiz. Ne ouie ket mat petra. Devi bureo-post Roazon a vefe dudius hag iwerzonatheñvel. Hogen, e-unan-penn e oa evit an ober. Re nebeut, dreist-holl pa edo e skol-etre Naoned. Marteze e c'hellfe skriva da baotred v-" Breiz Atao " e Roazon. Klevet en doa traou a blije d'ezañ diwar o fenn. Skriva a reas. Ar respont a voe kollet pe ne voe ket kaset. Marteze n'o doa ket arc'hant evit prena eun dimbrenn. Marteze, re a labour o doa. A-hend-all, Reun a ankounac'haas Breiz e-pad mizveziou. Ne adkavas e garantez nemet e Paris, pa grogas an droug-bro ennañ.

Eun deiz, maouez an ti-debri ma 'z ae a-wechou e-barz a lavaras d'ezañ :

— Daoust ha n'oc'h ket eur Breizad ?

— Ya, emezañ, eur Breizad oun. Ha neuze ?

Ne oa ket c'houek meurbet e vouez. Maouezed an tiez-debri, avat, o deus gwelet ha klevet meur a dra.

— Neuze, emezi, marteze e plijfe d'eoc'h anavezout an Aotrou Krenn. Eur Barz eo, war a lavar, hag eur paotr a zoare, va c'hredit ! Dont a ra amañ

pep sadorn gant c'houec'h pe eiz Breizad all, hag e komzont er sal vihan a welit eno. Ha ne evont nemet jistr. Paotred dereat ez int, holl anezo. Me 'gav d'in e vefent plijet d'ho kwelout, evel m'o deus lavaret meur a wech e karont an holl Vreiziz.

— Kredi a ran o deus c'hoant da zispartia Breiz diouz Bro-C'hall. Hogen, — kredi a ran ivez emaint o c'hortoz eur paotr all, a zo aet n'ouzon ket pelec'h. N'ouzon ket mat e ano kennebeut. Eun dra bennak evel Arzur eo.

Goude se teod ar vaouez a voe skuiz. Reun a sellas piz outi. Ma ne vefe ket bet ker koz en dije poket d'ezi. A-hend-all, eur paotr dereat e oa heñ ivez. Lavarout a reas trugarez hag eun nebeut traou all dibouez.

Hir e voe an deveziou betek ar sadorn. Hiroc'h e voe ar sadorn. Da eiz eur d'an noz, Reun a azezas en ti-debri hag a c'houlennas eur voutailh jistr. Da nav eur, — ar voutailhad echuet gantañ, — eun den a erruas.

Eun den yaouank a-walc'h, ha bras e oa. Reun a gavas d'ezañ dioustu e oa eun neuz varzel d'an den-se, en eur sellout ouz ar pennad bleo hir, ouz ar c'habell du pleget en eun doare kenedus war an diouskoaz, ouz an tog ledan du a lakae eur goulou kevrinus e daoulagad an den.

Saludi a reas maouez an ti ez doujus, ha hi a ambrougas Reun davetañ.

— O ! eme ar Barz, eur Breizad, eur Breur !

Reun a chomas dilavar. Goude eur pennad :



— N'ouzon ket ar brezoneg, Aotrou ! a lavaras.

— Na me, Aotrou ! Gouzout a ran eur ger bennak. N'oc'h ket evit gouzout peger plijet ez oun o welout unan eus va c'henvroiz e Bro-C'hall, e-touez an estrañjourien, enebourien hor paour kaez Breiz !

— Plijet oun ouz ho kwelout ivez, eme Reun.

Setu penaos e teuas Reun da veza unan eus izili ar Strollad " Breiziz Bepred ", ker brudet gwechall-goz, — ken ankounac'haet bremañ.

Eur strollad dibar e oa, koulskoude, renet gant ar Barz, — ar Mestr, a lavare e ziskibien.

Pep sadorn e veze graet bodadegou da eiz eur d'an noz (hervez giz Vreiz, a dalv kement ha nav eur evit ar poblou all).

Ar Mestr a gomze.

Peurliesa, e komze a-zivout ar C'hallaoued vrein, ar Gelted koz « leun a vertuziou », ar brezoneg, yez koz hon tadou brudet dre ar bed tro-dro, an « Hini Goz » a leñv diehan ha sioul war he dieubidigez kollet. Komzou brao. Komzou helavar, a enaoue gouleier splann e daoulagad an diskibien, hag awechou en o c'halon.

P'en doa komzet evel-se, ar Mestr a gemere ar Barzaz Breiz hag a gane. Ar ganaouenn gareta a oa « Koroll ar C'hleze ».

— Ma vefe klezeier ganimp ! a lavare an diskibien.

Tud nerzek, kadarn, kalonek, dizaon a oa an diskibien-se. Ha neuze, ar Barz a lavare d'ezo :

— Arzur a zeuio en-dro da savetei Breiz ! Dieub e vimp adarre !

Dremmweliou glas a save e pennou an diskibien: eun dazont kaer kenedus: ar Mestr Roue ar Vro, hag int, pell, pell diouz o bureviou a vremañ, en eur strollad Ministred da skouer. Evit Reun, kannad Breiz en Iwerzon e vefe evel m'anaveze kement a draou a-zivout Dispac'h ar Sizun Bask. Huñvreou frealzus. Huñvreou alaouret. Huñvreou hepken.

Netra ne oa fromusoc'h, avat, eget ar pez a errue kenta sadorn pep miz. War-dro unnek eur d'an noz, ar Mestr a ziskenne en « dindanzouar » gant e holl ziskibien, evit mont d'e lojeiz, war-dro « Ménilmontant ».

An nor a veze digoret didrouz, didrouz, hag an dispac'herien da zont a yae e-barz an ti, didrouz, didrouz.

Ar skalierou a oa koz, teñval, hag a leñve dindan o zreid. Pebez aon rak ar borzierez ! (Tud nerzek, kadarn, kalonek, dizaon e oant, am eus lavaret. Aon o doa, a lavaran bremañ. C'houi hag a anavez gouenn ar porzierezed pariziat, meizit ha prederiit !)

En diwez, ha da ziwez ar skalierou, ez erruent e kambr ar Barz. Eur gambr evel hini eur manac'h, nemet e oa eur pres eus Breiz en eur c'horn. An holl baotred a chome en o sav e-pad eur vunutenn, ha neuze ar Barz a zigore ar pres. An holl a denne o zogou, ha neuze ar Barz a lakae er-maez eus ar



pres eur banniel gwenn glan gant eun erminig du en e greiz. An holl a zaouline. Ar Barz a boke d'ar banniel, ez doujus. An holl a rae eveltañ, ez doujus.

Neuze, en o sav adarre, e kanent ar « Vro Goz », — e sourrent kentoc'h, sioul, sioul, gant aon da veza klevet.

Ar banniel gwenn glan a veze kuzet er pres adarre, hag an diskibien a yae kuit, leun a aon rak ar borzierez, leun a gounnar a-enep Bro-C'hall, leun a garantez evit Breiz.

Hizio an deiz, « Breiziz Bepred » a zo maro. Tud fur ez int deuet da veza. Dimezet ez int holl, bugale o deus, — ker bras ha me, — hag amzer ebet evit karout Breiz.

Nemet Reun. Re virvidik e oa. Spi en deus c'hoaz da veza kannad Breiz en Iwerzon.

Ha trugarez d'ezañ evit beza lavaret d'in an danevell.

# Ar C'hroc'henou Ruz

Eun deiz ma oa o lenn buhez eur paotr yaouank speredek e-touez Kroc'henou Ruz an Amerika, ez erruas eur menoz e spered Frañsezig. Eur menoz dibar. Ar re all a oa oc'h arnodi savetei Breiz gant kelaouennou ha kazetennou, e brezoneg hag e galleg, gant prezegennou ha me 'oar. Ne oa den ebet en o zouez o terc'hel koun eus ar C'hroc'henou Ruz. Tud diboell, — pa n'o doa nemet mont daveto ha lavarout: « Breiz a zo hanter varo gant renadur Bro-C'hall. Mar plij d'eoc'h, aotrouien, deuit ha saveteit anezi gant hoc'h armou hag ho nerz-kalon burzudus ! » Hag int o tont, a-dreuz d'ar mor bras, evit savetei Breiz. Hogen ne ouient ket bremañ...

Arabat leñva avat! Kemmet e vo kent pell. Emañ Frañsezig amañ, bennoz Doue !

Frañsezig a serras e levr. Ya ! Ret e oa d'ezañ mont betek an Amerika ha lavarout pep tra d'ar C'hroc'henou Ruz. Hogen, emañ an Amerika en tu all d'ar mor. E lavarer se el levriou douaroniez, d'an nebeuta. Penaos mont betek ar mor, bremañ ? Gant eur vag, marteze, a-hed ar stêr. Ne vo ket diaes. Neuze, war ribl ar mor, e vo bigi e-leiz hag e vo aes kavout labour da ober en unan anezo evit mont d'an Amerika. Aes-kenañ.



Peger brao eo ar vuhez ! Pegen dudius eo ar bed ! Ma oufe an dud war e dro petra emañ o vont da ober, eürus e vefent. Emañ an dishualded o tont betek Breiz, trugarez da Frañsezig. Marteze e vo goueliou bras goude. Marteze e vo Frañsezig anvet Rener Meur Breiz. Perak ne vefe ket ?

D'an ampoent, e soñjas en e geneil Yan-Mari. Keneiled vat leal feal e oant, abaoe bloaz, hep breutadeg ebet. Ne oa ket souezus. Eur paotrig sioul e oa Yan-Mari, dare bepred da senti. Eur seurt temz-spered a blije da Frañsezig.

Frañsezig a lavaras d'ezañ e veno a-zivout ar C'hroc'henou Ruz ha Breiz. Yan-Mari ne lavaras tra nemet :

— Hag ez in ganit ?

— 'Vel just, paotr ! Ha deus ganin bremañ. Ret d'imp dibab eur vag.

Hag int war hent ar stêr. Bez' e oa eur vag koz war ar stêr bepred. Eur vag koz, koz, — barrek da vont, koulskoude. Ha Frañsezig a oa barrek da ren eur vag, ivez, war e veno d'ezañ.

— Neuze, emezañ da Yan-Mari, ni a yelo kuit a-benn eur sizun. Me 'gav d'in e vimp en Amerika a-benn eur miz. Ha neuze, neuze !

Yan-Mari a ouie ar peurrest.

Ret e oa d'ezo gortoz eur sizun, rak gouzout a rae Frañsezig ne vefe lestr ebet o vont kuit eus Naoned a-raok pemzek devez.

Ar sizun-se a oa hir, hir-kenañ. Ne gave ket d'ezo

e oa kement a eurveziou en eun devez, pe gement a vunutennou en eun eurvez.

Komz a rejont a-zivout ar veaj e-pad tri devez. Neuze, Frañsezig a dapas eun anouedadur. Ne oa ket souezus. An aotrounig-se a oa oc'h ober war-dro « va lestr », ha miz here ar miz-se. An douar ne oa ket tomm. Neuze, lakaet e voe en e wele, tri ballenn gloan warnañ hag eur vrikenn dommet e-barz ar forn dindan e dreid. Paour kaez paotrig !

Ar gwener, Yan-Mari a zeuas e-barz an ti. Ne zeuas ket ar sadorn. Ne zeuas ket ar sul.

— Mammig ! Mammig kaez d'in ! Va mammig ! a lavare Frañsezig gant eur vouez he defe torret ha bruzunet ar Roc'h-Morvan (ma vefe bet ar Roc'h-Morvan o selaou), va lez da vont er-maez ! pe lez Yan-Mari da zont e-barz !

Met, klañv e oa Frañsezig e gwirionez. Marteze e oa bruzunet kalon e vamm gant ar vouez-se, met n'en devoe aotre ebet da vont er-maez. Ha lavarout a reas mamm Frañsezig da vamm Yan-Mari, er beure, goude an oferenn-bred :

— Arvarus e vefe da Yan-Mari dont d'am zi, gouzout a rez !

Edo Frañsezig en e wele.

Peger fall eo ar vuhez ! Pegen trubuilhus ar bed ! Ret d'ezañ mont er-maez ! Ret d'ezañ mont d'an Amerika ! — Ret d'ezañ chom en e wele, a lavare e vamm. Ne oar ket. Ne oar netra. N'ez eus poell ebet e pennou ar re goz. Ret d'ezañ mont er-maez !



Frañsezig a savas. Ha ne oa ket mat en e sav pa gouezas war ar plankeier. Ha ne voe ket gouest da lavarout tra a-raok nozvez al lun.

E vamm a oa e-kichen e wele. Doaniet e oa he daoulagad.

— Va faotrig karet ! Penaos emaout bremañ ?

— Mat, mat, mammig. Pe zeiz eo hizio ?

— Dilun, Frañsezig.

— Mammig, me 'blijfe d'in gwelout Yan-Mari.

— Ne c'hell ket dont, Frañsezig.

— Perak, mamm ?

— Ata ! paotrig, emaout o komz, o komz, ha skuiz out.

— N'oun ket skuiz. Me 'fell d'in gwelout Yan-Mari !

— Frañsezig, selaou. Petra 'fell d'it ? Eur wastell gant koaven chokolad, pe gant koaven kafe ?

— Ne vern ! ne vern ! Me 'fell d'in gwelout Yan-Mari !

Hag e krogas da leñva. Gwan e oa, sur.

Met an deiz war-lerc'h, ar vamm a lavaras :

— Frañsezig, Yan-Mari a zo aet kuit. Den ne oar pelec'h ! Aet kuit abaoe ar beure-mañ. Gouzout a rez pelec'h ?

— N'ouzon ket, mamm.

— N'ouzout ket ?

— N'ouzon ket, mamm.

— Frañsezig, emañ mamm Yan-Mari o leñva.

— Met ne ouzon tra, mammig !

Na brao e oa ar vuhez adarre ! Goude holl, Yan-

Mari a oa aet kuit ! Pelec'h e c'hellfe beza bremañ ? Ket pell eus ar mor. Met. Ne oa ket barrek da ren eur vag. Penaos, penaos e oa aet kuit ? O, beza en e wele bremañ !

Dimerc'her.

Mamm Frañsezig a zeuas e-barz e gambr er beure.

— Frañsezig, va faotr, goude holl, laouen oun ez out ez kwele. Kavet o deus Yan-Mari, tregont kilometrad ac'hanen, e dreid goloet gant gwad. Edo o kousket e-barz eun ti-plouz dilezet. Va Doue ! peseurt bugale, bugale an deiziou-mañ ! E oa o vont d'an Amerika, war en deus lavaret. Va Doue benniget !

— An hailhon ! a lavaras Frañsezig.

Hag e leñvas war e huñvre.

Emañ Frañsezig war an douar. Ne c'hortoz mui ar C'hroc'henou Ruz.

# Ar C'henta Toull

Nora he doa tremenet an devez evel boaz. Redek ar staliou d'ar mintin evit prena boued. Selaou ouz ar c'heleier, lenn kazetenn an devez, eva te ha debri gwestell e ti mignonez he c'halon d'an abardaez.

Ne oa ket eur vaouez diboell-krenn. Barrek e oa da veiza diskleriaduriou Alan war eur poent pe boent eus e labour ijinouriez. Barrek e oa da devel pa ne veze tra ebet a bouez da veza lavaret. Ne oa ket bepred o lakaat uloc'h-riz war he fri. Eur vaouez savet mat a-hend-all, hag a ouie dibab gwiskamantou a lakae holl vaouezed ar gêrig da velena gant ar warizi.

Alan en doa graet anaoudegez ganti e skol-veur Roazon. Eun den yaouank brao e oa heñ, c'hoarzus, speredek, pinvidik. Dioustu, Nora he doa karet anezañ. Eun namm hepken el livadenn glasoabl : Alan a oa unan eus renerien ar Strollad Broadel. Met, gant he spered a vourc'hizez savetmat. Nora a soñjas e oa karantez Alan evit Breiz evel karantez ar re all evit ar gorolladenn. Tan ar yaouankiz a vo beuzet e mor doun an dimezi. Ha neuze, Nora a zeuas da garout Breiz gant eun

nerz-kalon souezus. Hag Alan a zeuas da garout Nora, ha tri miz a oa abaoe o eured, hizio an deiz.

Edo Nora azezet e-kichen an oaled, lec'h dereat evit pep maouez dereat er goañv. Lenn a rae eul levr bennak, hag e soñje er bizaoued en doa Alan gouestlet da zegas d'ezi fenoz, evit o zri miz a zimezi. Eur bizaoued aour gant perlez glas-geot, he doa gwelet en eur stal e-kichen ar Breujou, hag en doa plijet kalz d'ezi. Na brao e vo diskouez ar bizaoued-se da Vari Keriliz, mignonez he c'halon, ha sellout ouz beg figus ar vignonez warizius !

C'houec'h eur.

Alan a erruo kent pell.

Eur souez eo n'emañ ket amañ. Ha ! gwir eo ez eus eur vodadeg etre izili kuzul-meur ar Strollad Broadel hizio. Penaos he doa ankounac'haet ? Alan ne c'helle komz nemet eus ar vodadeg-se abaoe eur sizun.

Na disheñvel eo ar wazed diouz ar maouezed ! Bepred o prederia ouz oberou a gav d'ezo beza eul labour skedus, frouezus, — moged ha koumoul, e gwirionez. Spered Nora a c'hoarzas en eur soñjal en dournad tud foll a-walc'h evit kredi e c'hellfent dishuala Breiz ! Dic'hallus-krenn e oa. Ezomm ebet da vreutaat. E gwirionez, Alan ne oa ket ker speredek hag he dije kredet da genta ! Re a amzer a goll gant ar strollad diot-se ! Labourat a rae kement ha pa oa eun den yaouank dizimez. Muioc'h zoken ! Ne chome mui o komz ganti a-hed eurveziou, evel gwechall, evel tri miz a oa.



Al levr ne oa ket dudius. Nora a zeuas skuiz o c'hortoz. Ne vez ket desket er skol penaos gortoz hep skuizder.

Alan a oa diwezat-meurbet.

Eur boaz eo. Breiziz en em gar kement kenetrezo ma ne c'hellont ket mont kuit eus eur vodadeg d'eun eur dereat. Eun darn eus o sevenadurez keltiek eo. War o meno.

Balafennou du-bran ar gounnar a zeraouas da zihuni e penn koant Nora. N'emaint morse kousket mat e penn ar maouezed. Ha, d'an ampoent rikse, eun Alan laouen a erruas e-barz ar gambr en eur sutal.

— Nozvez vat, va Nora d'in ! Na brao eo an tan amañ ! Na brao eo beza er gêr adarre ! Nora d'in !

Ar pokou a lazas dioustu an hanter eus ar balafennou du. Hag ar re all a lakaas Nora da lavarout hep c'houekted :

— Kent pokat d'in, e c'hellfes en em zigarezi evit beza diwezat evel-se. Petra 'n douar hoc'h eus graet er vodadeg-se ?

— Nora ! Ma oufes ! Deus amañ. Kelou estlammus am eus evidout ! N'ouzout ket ! Eun Iwerzonad pinvidik-mor a fell d'ezañ hor skoazella gant e yalc'h. Souezus, ne gav ket d'it ? Roet en deus ugent mil lur da Walarn a-benn bremañ. Ha klev, Nora ! Komzet hon eus, heñ ha me, a-zivout eur gelaouenn bemdeziek a fell d'in sevel abaoe kantvedou. Hanter c'houestlet en deus an arc'hant

d'in. Ha warc'hoaz e teuio amañ da welout ar mennadou am eus skrivet. Ha n'eo ket kelou estlammus ? Unan eus va huñvreou kareta a zeuio da veza gwir, Nora ! Da eo d'imp c'hoarzin evel bugale fenoz, ha beza eürus, dreist eürus. Warc'hoaz, warc'hoaz !

— Ya, warc'hoaz ! Gouestlet ez poa d'in ez afemp da Sant Malo.

— Dic'hallus eo. Meiza 'rez, Nora ? Ret eo chom amañ !

— Evel just ! Ret eo. Bepred p'ac'h eus c'hoant eus eun dra bennak, ret eo. Da Iwerzonad a c'hell dont eun deiz arall, a gredan !

— Ne c'hell ket, Nora. Emañ o vont kuit dilun.

— Evel just !

— Nora, petra 'c'h eus fenoz ?

— Petra 'm eus ? A ! A ! Petra 'm eus ? Skuiz oun, setu ! Skuiz oun gant ar Strollad Broadelse ! Skuiz oun o welout n'ec'h eus karantez nemet evit se ! Skuiz oun ouz da welout o vont da vodadegou diniver. Skuiz oun ouz da glevout o komz a-zivout da strollad atao ! Da vuhez eo ! Da vuhez ha da garantez ! N'ec'h eus karantez ebet evit da wreg !

Mantret e oa Alan. Ar genta breutadeg.

Ne oa ket evit meiza fromadennou gwregel Nora.

Kemerout a reas ar vaouez vihan kounnaret etre e zivrec'h kreñv hag ez arnodas he sioulaat



gant pokou tener, hir, karantezus. Ha Nora a leñvas, hag a lavaras adarre :

— Ya, n'ec'h eus karantez ebet evidoun ! Ma karfes ac'hanoun e chomfes ganin-me e-lec'h mont bepred gant da geneiled ! Ma karfes ac'hanoun...

— Nora ! Nora, gouzout a rez ez karan, va Nora, va gwregig d'in. Gortoz eun tammig. Nora. Sell ouz ar bizaoued am eus prenet evidout. Gwelout a rez, Nora, n'em eus ket ankounac'haet. Da garout a ran, va Nora d'in ; plijout a ra d'it, Nora ?

Daerou ar wreg-vugel a baouezas da ruilha. Gwell a se evit he dremm, a lufre en eun doare truezus da welout. Goude beza poket war-dro pemzek gwech, ha lakaet eur c'holoenn uloc'h-riz war he dremm, Nora a asantas degemerout an Iwerzonad.

— Ha zoken e rin krampouez d'ezañ, Alan !

Ne ouie ket he doa sanket ar c'henta toull etrezo. Ne ouie ket e oa Alan o soñjal ne oa marteze e wreg nemet eur vaouez « evel ar re all », eur bugel froudennus, frealzet gant pokou ha braoigou, hag oc'h en em c'houlenn ha kavout a c'heller eur vaouez veizus er bed.

# An Oberourien

Ar re all ne oant ket evit mont. Evel boaz. Amzer o deus evit komz ha breutaat. Amzer ebet da werza levriou. Kounnar a savas e kalon Jil en eur soñjal pegen aes e vefe bet da Charlez Mevel mont d'ar Folgoad gant e garr-dre-dan. Ha piou en dije gwerzet levriou gwelloc'h eget an Ivona goant-se ?

— Ma ! eme Keryann gant e vousc'hoarz peurbadus. Mont a rin va-unan-penn.

— Nann ! eme Jil. Me 'vo er Folgoad ganeoc'h. Ne ouie ket mat penaos d'an ampoent.

Gouzout a rae ne blijfe ket e ziviz d'e dad, — eur martolod koz, a gare Bro-C'hall, ar soudarded hag ar vartoloded, hag en doa doujañs vras evit an Aotrou 'n Eskob, war ar marc'had. War e veno, paotred Vreiz Atao a oa a-gevret gant ar Re-Ruz, a fell d'ezo devi an ilizou, laza ar veleien, ha kas ar soudarded hag ar vartoloded da get, pe d'an diaoul.

Evit e vamm ! — Ata ! E vamm he doa lavaret, eun nebeut deiziou a-raok, he dije karet lakaat eur gantol dirak delwenn Itron Varia ar Folgoad. Met ne c'helle ket mont, abalamour d'he remm.



D'an noz-se, Jil a lavaras er gêr :

— Mamm. Ha ma 'z afen d'ar Folgoad disul ?

— Perak 'ta ?

— Evit lakaat ar gantol-se dirak delwenn an Itron Varia.

— Ata ! paotr. Me 'gav d'in ez out re vat hizio ! Goulenn digant da dad !

— Va zad ! Ha ma 'z afen d'ar Folgoad disul ?

— Ne ran forz me ! Goulenn digant da vamm ! Saveteet !

Gwir eo en doa Jil dibabet ar prantad gwella. P'edo e dad o lenn « *La Dépêche de Brest* », roet en dije an aotreou iskisa evit kaout ar peoc'h.

Jil a guitaas Brest war-dro c'houec'h eur d'ar beure. Na brao e oa an devez nevez ! Na plijus e oa redek war e varc'h-houarn.

Den ebet ne voe laouenoc'h egetañ e derou ar genta devez abostolerez. Mont a rae da labourat, e gwirionez, n'eo ket da gomz ha da glevout evel boaz. Eun tammig aon en doa ivez. Marteze, e dad a oufe. Ha Doue 'oar peseurt kounnar eo hini eur martolod koz !

Petra 'vern avat ? Petra 'vern ? Petra 'vern ? Arnodi a rae skañvaat e galon en eur lavarout se d'ezañ e-unan. Ha ne soñjas ket eur vunutenn e vefe bet ken aes chom er gêr, ha mont da gorolli gant c'hoar Charlez Mevel.

Tud e-leiz war an hent. Evel just ! an 8 a viz gwengolo, hizio. Tud e-leiz pa erruas er Folgoad.

Mont a reas da lakaat eur gantol dirak delwenn

an Itron Varia, da genta holl. Eur paotr leal e oa Jil. Bremañ, klaskomp Keryann. Ne oa ket aes. Nepred, n'en doa gwelet kement a dud a-gevret. Tro al leurenn graet gantañ eur wech, Keryann ebet, levriou ebet. Eun dro all a reas. An hevelep frouez. Daoust hag e oa deuet evit netra ?

Mont a reas d'an oferenn-bred. Ne oa ket evit meiza kened komzou an Aotrou 'n Eskob a-zivout ar yez hag ar feiz, a zo breur ha c'hoar e Breiz. E galon a oa tost d'e votou. Sellout a rae ouz dilhad an dud en-dro d'ezañ. Hevoud ebet. Hag unnek eur a-benn bremañ !

Eun tammig pelloc'h, Keryann, deuet eus Lesneven war e varc'h-houarn, e bakad levriou en a-dreñv d'ezañ, a sellas ouz an horolaj gant an hevelep sell dic'hoanaget.

Teirvet tro al leurenn a voe an hini vat. Keryann a lavaras, evel unan en deus graet eur gavadenn :

— Me 'gav d'in e vefe bet gwelloc'h m'hor bije divizet eul lec'h resis evit en em gavout an eil egile.

Peuliou ebet evit sevel eur stal.

Lakaet e voe al levriou war diou niverenn a Vreiz Atao dibleget, hag an niverennou war ar geot.

Prinsezig an Dour a vousc'hoarze e-kichen An Aotrou Bimbochet. Re all c'hoaz a c'hortoze ar brenerien.

An daou baotr a zebras eun dra bennak.

— Bremañ, eme Keryann en eur gemerout eur pakad niverennou Breiz Atao, chomit amañ ha gwerzit levriou. Me 'zo 'vont da werza Breiz Atao !

Jil a chomas e-unan. E-unan-penn. An dud a selle outañ evel m'o dije sellet ouz eun Alamanad o werza levriou eus e vro. A-wechou e teuent da sellout ouz al levriou, — hag e lavarent :

— Levriou brezonek ! Na sebezus eo !

Pe c'hoaz :

— Peseurt yez eo ar yez-se ?

Eur Brinsezig a yeas kuit gant eun den koz.

— Evit va merc'hig vihan, a lavaras, hag e vousc'hoarzas d'ar gwerzer.

Katon ar paour kaez gwerzer a bignas eun tammig en e vruched.

Diou blac'h yaouank a dostaas hag a yeas kuit en eur c'hoarzin. Petra he dije lavaret c'hoar Charlez Mevel ?

— Demat, Jil ! Petra 'rez amañ ?

E amezeg ! Va Doue !

— Gwerza levriou brezonek. Evel ma welez emichañs. Ne brenez ket unan ?

— Me. N'ouzon ket ar brezoneg, me !

Ha neuze :

— Da dad a oar emaout amañ ?

Hag ez eas kuit.

Daou brener all.

Gwerzet an holl gelaouennou gantañ, Keryann a zistroas. Bremañ, gwelloc'h ez ae an traou gant ar stal. Keryann a ouie garmi.

E-pad al lid-ambroug, Jil a gontas an arc'hant : 39 lur 50.

— Hag e talve ar boan ?
Soñjou du a savas en o fenn.
Keryann en doa prenet an holl levriou e ti Gwalarn. Penaos e c'hellfe debri betek diwez ar miz ?
Jil a soñjas en e dad, servijer feal Bro-C'hall e-pad tregont vloaz.
Eun dra vrao eo ar yaouankiz, avat. Paotred yaouank ne c'hellont ket dic'hoanagi evel paotred koz.
Ne soñjent ket mont kuit a-raok serr-noz.
Brest a oa tost bremañ. An ti ivez.
Piou 'n deus lavaret ha kanet en e follentez :

*O ! me da gar, ti va zadou,*
*Muioc'h eget an holl deñzoriou !*

Souezus peger berr e oa an hent.
— Eun deiz pe zeiz e ouezint, a soñje Jil. Marteze e ouzont bremañ, dre an Eujen diot-se. Da eo d'in lavarout ar wirionez dioustu.
Trouz ha kounnar. Kounnar an tad. Daerou ar vamm. Prezegenn an tad. Klemmou ar vamm.
Diou eurvez.
Jil ne lavare grik.
— Ha bremañ e c'hellez kredi n'ez i biken da vodadegou Breiz Atao !
Jil a soñjas ne vefe bodadeg e Brest nemet a-benn eur miz. Feiz en doa en amzer.
— Ha bremañ kae da gousket !
Jil ne gouskas ket kalz.
Eun aberz en doa graet, ar c'henta aberz a



bouez. Kreñvaet e oa, — 'hag, evel ma oa eur paotr yaouank, soñjal a reas e c'hellfe dont deiz an aberz bras marteze. Jil a huñvreas e oa barnet d'ar Maro. Laouen e oa.
Dare ivez.

# Kent Pell Marteze

Ar Renerez he doa gouezet dioustu e roe Neza kenteliou brezonek d'he skoliadezed, diou wech pep sizun. Gouzout a rae ivez, — ar Renerezed a oar pep tra, — e oa Neza eun ezelez a Vreiz Atao.

N'he doa lavaret netra. An Aotrou Person a gare ar brezoneg. Hi hec'h-unan a soñje a-wechou e vefe eur c'holl evit ar feiz ma 'z afe da get. A-hend-all, penaos lavarout eun dra bennak da Neza ? Burzudou a rae gant he skoliadezed. Evel an holl sklaved, ar Vreiziz a oa lous-heugus d'an amzer-se. Met he flac'hedigou d'ezi o doa dremmou naet ha bleo kribet. O ivinou zoken a veze naetaet bemdez, — ar pez na errue da ivinou ar Renerez nemet pep sul. Ar skolaerez a oa ker plijus sellout outi, en eur sal ma lufre an taoliou ha ma oa sklaer ar prenester enni. War ar mogeriou, eur blijadur e oa gwelout ar skeudennou livet gant liviou beo splann. Hag evel ma oa ar plac'hedigou ken desket ha ne vern piou d'an hevelep oad, nann, ne oa ket gallus lavarout eun dra bennak da Neza. Ret e oa lezel anezi da rei kenteliou brezoneg ma plije d'ezi.

Ne vern ! Soñjou iskis o doa ar yaouankizou a vremañ, a soñje ar Renerez. Ha daoust ha ne oa



ket Breiz Atao eur strollad a « Gomunisted » ? Mat ! Piou a c'hellfe lavarout ?

Setu penaos e oa eur plac'h yaouank vreizat o labourat evit yez he bro, en eur skol gristen, en eul lec'h bennak etre Brest ha Montroulez.

N'he doa ket ugent vloaz. Youlek, pennek, hag eur plac'h koant war ar marc'had. Ret e oa bet d'ezi dont da gelennerez evit gallout kenderc'hel gant he studiou.

A-wechou ez ae da Vrest evit bodadegou Breiz Atao, hag eun deiz, evel ma oa koulskoude eur plac'h yaouank evel pep plac'h yaouank, e oa deuet en-dro d'he skol gant eur garantez vras evit segretour meur ar strollad, Morvan Hemon, eur paotr en doa graet kalz evit Breiz, etre skriva levriou istor ha moula eur gelaouenn pep sizun, eur paotr a-hend-all a oa karet gant holl blac'hed yaouank ar Strollad ha plac'hed all, abalamour ma oa eur paotr brao, — daoulagad ker sklaer ha ken du d'ezañ ! — hag abalamour na selle ouz hini ebet. Ar plac'hed yaouank a zo evel-se. Karout a reont klask, gwelloc'h eget beza klasket.

Eun devez er goañv, Neza a zistroe eus ti unan eus he skoliadezed, a oa klañv. Nozi a rae, ha pell e oa an ti diouz ar vourc'h.

A greiz holl, eur vouez a lavaras en he c'hichen :

— Nozvez vat, dimezell Neza !

Ha Morvan Hemon a lammas eus an diribin war an hent.

— Nozvez vat, eme Neza, souezet ha laouen.

— Dimezell, va digarezit mar plij ! Dic'hallus e oa mont d'ar skol evit komz ganeoc'h. Re yaouank ez oun, neketa ? Gouezet em eus ez afec'h d'an ti ahont hizio, hag e tremenfec'h dre amañ. Gortozet em eus. Ret eo d'in komz ganeoc'h. N'ez eus den ebet war an hent. Aes e vo d'eoc'h lavarout ez oc'h bet warlerc'hiet e ti an hini glañv. Neuze, azezomp amañ mar plij, ha komzomp !

Lakaat a reas e vantell c'hlao war ar geot, hag ec'h azezjont an eil e-kichen egile.

Neza ne lavaras netra. Ne gave ket d'ezi e oa ret komz.

— Klevet hoc'h eus en diweza bodadeg e felt d'imp ober eun dra bennak, pell 'zo. N'hor boa ket kavet an holl skoazell ret er broiou all avat. Bremañ, kavet hon eus. Ar vrasa kelaouenn bemdeziek e Blaklia, eur gelaouenn sizuniek e Berlin, o deus gouestlet moula ar pez a gasimp d'ezo a-zivout an darvoud. Ar re all a heulio. Gouzout a rit petra eo an dra. Amañ eo e vo graet dre m'hon eus izili en diou skol : c'houi er skol gristen, Dan Marzin er skol lik. Dilun a zeu, c'houi a roio ho kenteliou e brezoneg hepken. Da lavarout eo, komzit e brezoneg gant ho plac'hedigou. Met, gouzout a rit gwelloc'h egedoun petra ober ! Dan Marzin a raio an hevelep tra. Lavarout a ran: c'houi a raio. Fellout a ra d'in lavarout: ha c'houi a raio ?

— Evel just !

— Mat, petra ' raio ho Renerez ?



— Va aspedi da adkavout va skiant vat en deiz kenta. Ma ran an hevelep tra dimeurz, e tiskouezo an nor vras d'in, Setu ar pez a gredan, d'an nebeuta.

— Mat. Gwasoc'h, pe welloc'h e vo an traou gant Dan Marzin, war a gredan. Strafuilh, trubuilh, an archerien, reuz ha freuz kement ha ma c'hello, kement ha ma c'hellimp. Ha dioustu ec'h embannimp paperennou a-ratoz, hag e kasimp kelou d'ar broiou all, evel eur skouer vat eus gwaskadur Bro-C'hall warnomp. Hogen c'houi, petra ' reot goude se ? Kavet 'm eus labour evit Dan Marzin e Roazon. Evidoc'h-c'houi n'em eus kavet netra, — pe gentoc'h, n'ouzon ket ha plijout a raio d'eoc'h.

Morvan a zeuas tostoc'h ouz Neza, hag a lakaas e zourn war he brec'h. Neza ne finvas ket. Sellout a reas ouz den yaouank he huñvre gant he daoulagad digoret-frank, gortozus, dizaon. Neuze, Morvan a gemeras he fenn etre e zaouarn, hag a lakaas e ziweuz war ziweuz fresk ar plac'h yaouank en eur pok hir, c'houek, leun a garantez.

— Daoust hag al labour-mañ a blijfe d'eoc'h, plac'hig ? N'oun ket evit ober an holl draou vaunan-penn, gouzout a rit.

Daou zen yaouank eürus a zistroas a-gevret war-du ar vourc'h. Hag ar Renerez ne vouse'hoarzas ket pa welas Mari o tont en-dro da eiz eur nemet dek... Va Doue ! da belec'h edo ar bed o vont ?

Dimezet ez int bremañ ha koz a-walc'h. Da bep

hini en deus c'hoant da c'houzout petra a erruas er sizun-se, e lavarfen sellout ouz kelaouennou an amzer, — pe m'en deus arc'hant, da vont d'ar Skol-Etre vrezonek savet gant an Aotrou hag an Itron Hemon e Kemper (Bro-Gerne).

# An Den a oar ar brezoneg

Gouzout a ra ar brezoneg.

Gwelloc'h eget Frañsez Vallée. Yaouankoc'h eo. Setu perak. Ha Frañsez Vallée n'eo ket ganet e Bro-Gerne. Pep mab den a oar ez eo e Bro-Gerne e vez komzet ar brezoneg gwella, pindivika, floura, sonerezela, ha me ' oar. A-hend-all, Frañsez Vallée ne oar nemet brezoneg al levriou, gouzout a rez. Eur seurt brezoneg iskis, diveo. Ne c'heller ket kompren ar yez-se mat.

Gwelloc'h eget Roparz Hemon. Evel just. Aes da veiza. Klevit.

Roparz Hemon en deus tregont vloaz pe war-dro. Ne vern. Eun dra a zo sur: n'en deus ket graet ar brezel bras. Eur paotr yaouank diboell a-walc'h, evel ma ouzoc'h, ha lezirek. Neuze, war a lavar heñ e-unan, heñ, Roparz Hemon, emañ o teski ar brezoneg abaoe m'en doa triouec'h vloaz. Lavarout a ra ivez, a-wechou, e oa boas da selaou ouz ar plac'hed diwar ar maez, pa oa o redek war ar vali d'Ajot, etre e drivet nevez-amzer hag e zekvet goañv.

Re romantel. Sellit outañ bremañ. Penaos e c'hellfe beza bet eur bugel-burzud ?

Neuze, lavaromp emañ o teski ar brezoneg abaoe m'en deus triouec'h vloaz. Mat. Triouec'h eus tregont, petra 'chom ? daouzek. Daouzek, klevet oc'h eus ?

Bremañ, an-den-a-oar-ar-brezoneg en deus pemp bloaz ha daou-ugent, abaoe ar c'henta a viz Ebrel, naontek kant unan ha tregont. Emañ o teski ar brezoneg. Nann ! gouzout a ra ar brezoneg abaoe m'en doa c'houec'h miz. Ar c'henta a viz eost triouec'h kant c'houec'h ha pevar-ugent, lavarout a reas a greiz holl: « Mamm ». Neuze, c'houec'h miz eus pemp bloaz ha daou-ugent, petra 'chom ? 44 bloaz 1/2.

Meiza a rit bremañ ?

44 bloaz 1/2 — 12 vloaz.

Ha pa glever tud o lavarout ez eo Roparz Hemon Roue, Tad, Steredenn, Mestr hag Impalaer al lennegez vrezonek ! ! A-walc'h eo evit.... Hogen, an dud a zo foll abaoe ma 'z eus tud war an douar.

Setu an abeg eeun, ar penn-abeg eus e zroukverz, — rak an-den-a-oar-ar-brezoneg en deus graet anaoudegez gant an droukverz, dec'h d'an noz.

Skrivet en deus eul levr. Eul levr dibar. Da genta, emañ o skriva al levr-se abaoe ugent vloaz. D'an eil, e wreg he deus lavaret d'ezañ n'he deus morse lennet eul levr evel-se, ken dudius, ker brao, ker fromus, zoken e-mesk holl romantou kaer ar



« *Veillées des Chaumières* ». Eun dra all : eul levr a bouez eo. Bez' en deus tri c'hant pajenn, — hag e zoare-skriva a zo striz-kenañ. An dra diweza: gouzout a ra ar brezoneg, gwelloc'h eget Frañsez Vallée, gwelloc'h eget Roparz Hemon, gwelloc'h eget ne vern piou, — gwelloc'h eget Meven Mordiern ivez.

— Evel just ! Piou eo ar paotr-se — Eus pelec'h emañ deuet ? Ganet e Bro-Dreger ?

Hogen, an-den-a-oar-ar-brezoneg n'en doa ar-c'hant ebet evit embann e levr.

Neuze, act eo da welout Roparz Hemon.

Roparz Hemon en deus lavaret e lennfe al levr, ha gwelet e vefe, — ha n'en defe nemet dont adarre da welout Roparz Hemon a-benn dek devez.

Act eo dec'h d'an noz.

— Peur e vo embannet ? — en deus lavaret dioustu.

— Ne vo ket embannet, en deus lavaret Roparz Hemon.

— Ne vo ket embannet! en deus lavaret an-den-a-oar-ar-brezoneg. N'hoc'h eus ket mouneiz a-walc'h?

— Eo. Ne vo ket embannet. N'em eus ket amzer a-walc'h evit reiza tri c'hant pajenn. Hag ho toare-skriva a zo ker striz war ar marc'had! en deus lavaret Roparz Hemon. Ha ret eo d'in mont kuit bremañ!

An-den-a-oar-ar-brezoneg n'en deus lavaret netra. E deod a oa peget en e c'henou gant ar souez. E dog a gouezas war ar plankeier, — (Roparz He-

mon a bakas anezañ hag hen roas d'an-den-a-oar-ar-brezoneg). Kemerout a reas e zournskrid gant meurded. Hag ez eas kuit.

Me ' lavar d'eoc'h! Eur paotr yaouank diboell lezirek evel Roparz Hemon! Eur paotr n'en deus neuz vrezonek ebet warnañ! Eur paotr na oar ket ar brezoneg!

Daoust ha n'eo ket diwez ar bed ?

# Ar C'had

Eur Breizad eo.

War-dro pemp bloaz ha tregont. Dimezet gant eur Vreizadez. O veva e Paris, war-du ar seitekvet. Emañ o teski ar brezoneg abaoe daou vloaz. Gouzout a ra lavarout kenavo, demat, ha lenn Prinsezig an Dour a vouez uhel. Eur paotr mat evel ma welit. Hag e wreg a zo eur vaouez vat. Hag e verc'hig vihan a zo eur verc'hig vihan mat. Labourat a ra heñ, en eur bureo bennak. Eur c'hargad eo.

Setu perak, marteze. Hogen ar re all a lavar ez eo ganet gant ar c'hleñved-se.

N'ouzon ket me.

Aon en deus. An aon a zo warnañ bepred. An aon a zebr e galon. Eur Prometheus all, liammet ouz roc'h e gador ler en e vureo. An aon a ren anezañ. An aon a zo gantañ e-pad an deiz, e-pad an noz e-pad ar sul, e-pad ar sizun, e-pad an deiziou labour, e-pad an deiziou ehan, bepred, atao, dalc'hmat, — derc'hent dec'h, dec'h, hizio, warc'hoaz, da virviken.

An aon rak al logod ? Ket. Rak ar c'hevnid ? Ket. Rak e wreg ? Ket.

An aon rak an archerien !

O ! meiza a ran ! Eur muntrer eo ? Nann. Eul laer ? Nann. Eun den fall dizonest ? Nann.

Klevit. Na lavarit da zen.

Emañ e Strollad Broadel Breiz.

O ! n'en deus ket a gartenn. Ne resev ar gelaouenn nemet e ti ar segretourez. N'ez a d'ar bodadegou nemet gant eur vantell du bras hag eun tog du bras ivez. Ne lavar grik e-pad ar bodadegou. Gouzout a rit. *Bez' ez eus* archerien er sal atao. Gwelet hoc'h eus an den-se er c'horn ? Emañ o komz, ya, hag oc'h eva jistr, hag o sellout ouz Kreston, hag o selaou ouz Denise Guieysse, e-pad an hevelep pennad. Eun archer eo. Anat eo ez eo eun archer.

— Met eur gartenn en deus er strollad ! a lavar Denise Guieysse.

— Evel just, dimezell, evel just. Va c'hredit, taolit evez ! taolit evez !

A vouez izel emañ o komz. Bepred. Pa vez ho kalon hanter zebret, pe « kard debret », ne c'hellit ket komz evel ar re all. A-hend-all, ar mogeriou o deus diouskouarn.

— Pouf ! a lavar Kreston.

— Pouf ! a lavar ar re all.

— Pouf ! a lavar Denise Guieysse.

(E gwirionez, ne lavaront ket pouf. Met n'eo ket seven a-walc'h skriva ar pez a lavaront, — daoust d'ezo da veza seven, sur !).

Hogen an aon a zo brasoc'h c'hoaz war ar paour kaez Breizad all, pa wel n'ez eus skiant vat ebet e-touez broadelourien Baris.



Evitañ, gouzout a ra emañ an archerien, ar bleizi gwisket evel deñved, bepred war-lerc'h pep broadelour, bepred, bepred...

Abaoe daou viz, n'ez a mui d'ar bodadegou. Abaoe eur miz, manket en deus diou gentel vrezonek.

...Karout a rit ar gedon, c'houi ?

# Neb-a-garo

Neb-a-garo a zo ganet ne vern pelec'h e Breiz, war-du Roazon, a gredan. Eur paotr brao eo. Dreist-holl, bleo dibar, rodellek, splann ha kribet ker mat ! a zo war e benn. Hag en e benn, bez' ez eus eur spered kreñv, kalet, galloudus, war a lavarer.

Eur studier eo. Me a gav d'in emañ o studia al lezenn. Ne vern. Ar pez a vern eo en deus desket ar brezoneg. Gouzout a ra ar brezoneg. E gwirionez, eur pouez-mouez iskis a-walc'h en deus. N'eo ket gallek, n'eo ket saoznek. Marteze sinaek pe c'hresianek. N'hellan ket lavarout.

Neuze. Neb-a-garo en deus desket ar brezoneg. E-unan-penn. Ne oa kelenner ebet, hag a-hend-all, da betra e talv kelennerien ? Tremenet en deus daou viz e Komana, warlene. Ha bremañ, setu : eur brezoneger a zo anezañ.

Lenn a ra « Gwalarn » ha « Breiz » ha « Dihunamb » ha me ' oar. Eur wech an amzer, skriva a ra e brezoneg d'eur c'heneil en deus e Brest.

Setu ar pez a ra.

Ha klevit : arc'hant en deus, hag amzer. N'eo ket ret d'ezañ labourat e-pad an noz evit gallout deski e-pad an devez. Beajet en deus. Lennet levriou e-leiz. Gouzout a ra skriva a-hend-all. N'eus ket pell he deus « Kelaouenn an Europa » embannet e notennou beaj a-dreuz ar C'hres.

Ha neuze ?

Neuze, Neb-a-garo a lavar :

— « Gwalarn » n'eo ken dudius !

# Ar pez na c'hoarvezas morse

An dra-mañ da heul ne c'hoarvezas morse, nemet marteze en eur gêr a reer anezi Nozaor, eur gêr n'anavezit ket, en eur vro n'anavezit ket gwelloc'h.

Ar plac'hig yaouank a oa erruet e Nozaor abaoe eur sizun hepken. Eur sul e oa, kenta sul miz du. Lennet he doa war ar gelaouenn e vefe bet eur vodadeg eus ar Gevrennad vroadel er sul-se.

Eun tamm aon he doa da vont di ; en eur c'hafedi e oa da veza dalc'het. Ne oa nemet eur plac'hig yaouank, hag unan savet mat, ivez. Ne oa ket boas da vont d'ar c'hafediou.

Hogen, nerz-kalon he doa, hag eur garantez divent evit he bro. Laouen e oa da veza e Nozaor. Bremañ e oa dieub. Gant an dud dianav-se e-barz ar Gevrennad, graet e vefe labour a bouez, labour dibar evit dihuni ha dishuala ar vro.

Neuze, ar plac'hig yaouank a lakaas he zamm aon er-maez anezi. Dare e oa da vont d'ar vodadeg, pemp munutenn war-nugent a-raok an amzer verket.

Bez' e vefe ahont tud kalonek, tud prest da veva pe da vervel evit o bro. Eun tammig heñvel ouz



kavout eur bed nevez e vefe anavezout an dud-se.

Evel ma welit, eur plac'hig yaouank romantel a oa anezi. Levezon Nozaor hag an dieubidigez nevez deuet, hep mar.

Pa erruas er c'hafedi, bez' e oa aze dek den pe war-dro o komz a vouez uhel, o c'hoarzin hag oc'h eva kafe ha gwin. Anat e oa e oant holl keneiled, holl laouen o veza a-gevret. Ar plac'hig yaouank, he dioujod ruz-tan, a welas a greiz holl eun den koz azezet war eur gador en eur c'horn. E-unan-penn aze. Edo o lenn tammou paper.

Peget e oa an holl zaoulagadou aketus war ar plac'hig yaouank.

Rusoc'h-rusa e teue da veza he dioujod.

Hag e lavaras d'an den en e gorn, gant eur vouez krenus ha ken izel hag e c'helle :

— Va digarezit, Aotrou. Hag ez eus eur vodadeg eus ar Gevrennad vroadel amañ ?

— Ya, dimezell ! Ya, sur ! a respontas an den en eur sevel a ziwar e gador. Hag ez oc'h eus eur Gevrennad all ?

— N'oun ket. Ne oa kevrennad ebet em c'hêr.

— Mat, mat. Hag e c'hellan goulenn hoc'h ano, mar plij ?

— ...(Ankounac'haet em eus. Va digarezit, Itron Lennerez hag Aotrou Lenner).

Neuze an den koz a lavaras hec'h ano a vouez uhel d'an holl dud, hag an holl dud a zeuas da lavarout d'ezi peger laouen e oant da ober anaoudegez ganti.

Laouen e oa hi, ivez. E gwirionez. Ya, eur bed

nevez a oa. Tud karantezus. Tud voemus. O mousc'hoarzou a blije d'ezi. Mousc'hoarzou ar baotred yaouank dreist-holl. Nevez e oa. Ken dudius ! Ken dudius !

Eürus e oa ar plac'hig yaouank.

An den koz a oa ar prezegenner ar wech-se.

— Petra a oa e brezegenn ? emezañ. Setu : penaos e vo meret ar parreziou pa vo dishualet ar vro. Eur mennad am eus. Lavarout penaos e oant meret, penaos ez int meret, penaos e vint meret. Mat. Neuze, hizio, e lavarin penaos e oant meret betek 1532. — Marteze... Ya ! e miz kerzu e lavarin d'eoc'h penaos e oant meret eus 1532 betek 1789. Neuze...

— Va Doue binniget ! a lavaras eur paotr yaouank e-kichen ar plac'hig. Hag e vo ar studiadenn-se echuet eun deiz ?

Met an den koz a grogas da lenn e baperenn.

Eur vouez maro-spontus en doa. Goustadik, eur c'housked a zeuas war ar re o doa echuet eva o c'hafe pe o gwin. Ar re all a chomas war an douar. Hogen, ar paper peget war ar mogeriou a voe studiet piz ganto : pet bleunienn ruz ha pet bleunienn wenn ?

Zoken, daoulagad ar plac'hig yaouank romantel o doa c'hoant d'en em serri.

Pep den a zihunas gant ar geriou :

— Lavaret em eus !

Stlakadeg daouarn.

Eur studiadenn dibar !



— Dudius-kenañ !

— Brao !

— Pebez labour !

— Skedus ! Dreist !

An den koz a oa laouen hag a vousc'hoarze.

Neuze, tevel a rejont holl, rak unan, ar segretour, a lavaras :

— Hag ez eus unan bennak a fell d'ezañ goulenn eun dra bennak ?

Hag unan all a lavaras, goude pemp munutenn :

— Ret eo d'in mont kuit.

Hogen, ar segretour a lavaras :

— Hag ez eus unan bennak a blijfe d'ezañ dont d'am skoazella evit ar gelaouenn ?

Respont ebet e-pad eur vunutenn.

Neuze :

— Peur ?

— Disadorn.

— O ! ne c'hellan ket !

Den ebet ne c'helle.

Ar plac'hig yaouank he doa aon.

Ar mevel a zeuas evit kaout arc'hant ar c'hafe hag ar gwin.

Ar ganenn vroadel a voe kanet.

Pep unan a yeas kuit.

Ar plac'hig yaouank romantel ivez.

Digalonekaet.

Hogen, re romantel, re yaouank, re wregel e oa evit chom hep kalon. Skriva a reas d'ar segretour d'al lun, hag ez eas da skoazella anezañ.

# Olierig

Olierig n'en doa nemet seiz vloaz. Edo o veva gant e gerent e-kichen Plougastell. Eur paotrig sioul a oa anezañ, a lavare e vamm. Eur paotrig speredek, a lavare ar mestr-skol, — « hag ar galleg ker mat gantañ, gouzout a rît ! » Gwir eo e oa sioul. Gwir eo e oa speredek. Hogen, eur paotrig evel ar re all a oa anezañ koulskoude. A-wechou, torret e veze an asiedou gantañ, freuzet e vragou pe e gaierou, ha me ' oar. Gouzout a rit peseurt traou a vez graet gant eur paotrig a seiz vloaz a-wechou. Traou spontus, kalz spontusoc'h eget ar re graet gant eur plac'hig a seiz vloaz.

Neuze, ne oa nemet eur paotrig evel ar re all. Ya, — betek an deiz ma teuas Goulven er gêr.

Goulven a oa e genderv. Eur paotr bras ha koz, — ker koz ! War-dro eur bloaz war-nugent en doa. Hag e veze o vousc'hoarzin pe o c'hoarzin bepred. Hag e ouie c'hoari gant Olierig ha meiza dioustu petra a blije d'ezañ. 'N eur ger hepken, Olierig a gare Goulven, e-leiz.

Ar pez gwella eus Goulven, avat, a oa eun dra bennak, — spontus, a lavare mamm Olierig, — dizenorus, a lavare an tad. Eun ezel eus ar Strollad Broadel a oa anezañ, — eur soudard evit Breiz.



Daoust d'ar pez a lavare tad ha mamm, alies eo e komze Goulven a-zivout Breiz, ha penaos ez eo ret brezeli ouz pep tra gallek e Breiz.

Olierig a selaoue gant e ziouskouarn digoretledan hag e zaoulagad brasaet gant an aked ha peget ouz genou Goulven.

An danevell-se a dalve ar boan, sur ! Brezeli ouz pep tra gallek, ya, ober ar brezel. Plijout a rafe d'ezañ beza eur soudard ivez. N'eo ket plijout hepken. *Ret* e oa d'ezañ. E zlead. Eun dlead plijus avat ! Hogen, penaos ober ? Ar soudarded-se ne oant ket evel ar re all. En em guzat a raent, evel just. Goulven ne lavare ket kement-se, met aes e oa da zivinout.

— Hag ez eus soudarded eveldout e Plougastell ? a c'houlennas Olierig digant Goulven.

— O ! ya, 'vel just !

Mat. Plougastell ne oa ket pell diouz ar gêr. Aes e vefe.

Mont da glask neuze ? Ha pelec'h ?

— Goulven ! a lavaras Olierig. Sur out ez oun re yaouank evit beza eur soudard ?

— Ya, eun tammig.

Gwir e oa, marteze, peogwir Goulven a lavare kement-se.

Neuze, gwelout anezo, — gwelout hepken. Mont da glask anezo. Goulven ne felle ket d'ezañ lavarout pelec'h e oa dalc'het ar bodadegou. Mat.

Fall, kentoc'h. Met Olierig a oa barrek da gavout al lec'h-se.

E Plougastell da genta. Ket en eun ti. Re arvarus ! ha re niverus e oant, hep mar. En eur park kentoc'h, en eul lec'h bennak e-kichen ar reier ahont. Ha d'an noz. E-pad an noziou teñval, du, diloar.

Bremañ, ya. Amañ an dalc'h. Ne gare ket an noz. Ne gare ket an deñvalijenn. N'eo ket gwir lavarout en doa aon. Nann. N'eo ket an aon. Ne gare ket an noz, setu. Ne gare ket mont hep goulou da rei e goan d'ar c'hi.

Olierig avat a soñjas kement ha kement e soudarded Vreiz, kement a c'hoant en doa da welout unan eus o bodadegou, ha da veza kemeret ivez, — piou ' oar ? — Mat ! Olierig a ankounac'haas na gare ket an noz.

Ne oa ket a loar. Eun nebeut steredennou hepken. Teñval e oa. Du e oa. E gwirionez, gant poan eo e kavas Olierig an nor. Hag ar c'hi a c'hroumas en e di. Ne harzas ket, avat.

Du e oa pep tra. C'hoant bras en doa da zont endro d'e wele ha da serri an nor warnañ ha da santout an ti en-dro d'ezañ. O ! n'en doa ket aon evel just. Diot eo kaout aon, neketa ?

O ! Petra a oa ar skeud bras-se dirazañ ? Olierig a grenas eun nebeudig. Ar skeud a finve. Ar skeud en doa divrec'h vras. Ar skeud a oa o kerzout...

Marteze ne oa bodadeg ebet. Marteze diret e oa mont da glask ar soudarded. Marteze ne oa ket an hent mat, ken du e oa pep tra ! Marteze...



Ar skeud a gerze. Ya ! ar skeud a gerze. Sur ! An diaoul. An diaoul e oa.

Eun noz all, eun noz all e vo koulskoude...

Met ar skeud-se.

O ! bremañ ne gerze mui. O c'hortoz Olierig hep mar, — ha neuze, neuze, petra a c'hoarvezo ? An Diaoul ! An Diaoul !...

Olierig a grogas da redek, — war-du e di, — buan, buan, buan. Ne baouezas da redek nemet e-kichen an nor. Neuze e kouezas aze, skuiz-maro.

Ha gouzout a rit ! Bez' e oa eur vodadeg d'an noz-se.

Eur vennoz eo, avat, ne welas ket ar vodadeg-se, ha peseurt soudarded kalonek e oant. N'eo ket re zudius kavout tud sioul o vreutaat a-zivout unan bennak n'en doa graet netra gwelloc'h eget komz, — pa gav d'eoc'h e kavot tud veur o labourat.

# Evit echui en eur c'hiz leonat rik

Va breudeur ha va c'hoarezed breizat, evel ma 'z oun eur plac'h gouiziek-kenañ, daoust d'in da veza koant-meurbet ('gav ket d'eoc'h ? Mat ! ne vern), evel ma 'z oun eur plac'h speredek, an hini speredeka en ho touez, daoust da bep unan ac'hanoc'h da gredi ar c'hontrol, me a fell d'in rei d'eoc'h eun nebeut aliou. An aliou a zo mat-kenañ. Eun ali fur a dalv muioc'h eget aour pe arc'hant. (A zo gwir, p'hoc'h eus eul levrig-chekou pe eun niver mat a vilhedou en ho yalc'h).

Neuze, e fell d'in rei d'eoc'h aliou.

Setu.

Ar mor a zo bras. Bez' ez eus lec'h e-leiz ennañ. Aes e vo.

Setu bremañ roll an dud en ho touez a rank beza beuzet hep truez, hep gortoz, ha didrouz.

1/ An den na zeu ket d'ar bodadegou abalamour d'ar glao.

2/ An den a erru diwezatoc'h eget pemp munutenn goude an eur verket.



3/ An den na lavar netra e-barz ar sal hag a gomz re er-maez.

4/ An den a gomz e-pad ar prezegennou.

5/ An den na c'hoarz nepred.

6/ An den a lavar ne dalv ar Renerien netra.

7/ Ar baotred yaouank a zo o soñj er segretourez koant, abalamour m'o deus eun neuz diot a ro eur fromadenn fall d'an estrañjourien a c'hell beza e-barz ar sal.

8/ An den a lavar petra a raio ha petra a rafe ha nepred petra a ra.

9/ An den en deus atao poan-c'houzoug pa c'houlenner digantañ kana.

10/ An den a fell d'ezañ sevel eur strollad hag embann eur gelaouenn e brezoneg rak eur sod eo, — eur paour kaez foll en deus kollet e skiant vat.

N'em eus ket echuet ar roll. Hogen echuet em eus va boutailhad liou du.

# Notennou

## KANNADIG GWALARN.

Hon holl evez, hon holl breder er miziou-mañ a ya gant aozidigez KANNADIG GWALARN. Ma teuomp a-benn, sevenet e vo huñvre hor buhez: kroui eur gazetenn e brezoneg evit ar bobl, eur melezour eus ene ar bobl, evit Breiz a-bez, evit an den izela evel evit an den uhela.

Eur stourm spontus e vezo. Eur c'halvar nevez a sav dirazomp. Ret e vo lakaat an dud da gompren ar pez a fell d'imp ober, ha diaes e vo. Gwelout a reomp dija eo bet komprenet hor menoz a-dreuz gant lod, hag a gred d'ezo e fell d'imp ober eur gazetenn evit ar vugale, pa-me lavaromp nemet an dramañ : graet e vo KANNADIG GWALARN en doare ma c'hello beza lakaet etre daouarn ar re vihan koulz hag ar re vras.

Ret e vo trec'hi war al leziregez hag an disfiziañs. « Eur gazetenn vrezonek nevez! Ba! ha n'eus ket a-walc'h anezo dija? » Setu ar pez hon eus klevet. Ha koulskoude, KANNADIG GWALARN ne glask ket kemer lec'h ar c'hazetennou all. Bras a-walc'h eo an eost : n'eus ket da glemm betek-hen ez eo re stank ar vederien.

Ma lavarfemp d'an dud n'eo bet atao GWALARN hervez hor soñj netra nemet eur rakreder eus KANNADIG GWALARN, e lakafemp anezo marteze da souezi. Evel-se emañ ar wirionez evelato. E-pad eiz vloaz hon eus labouret da suraat amzer da zont GWALARN. Suraet eo, — ma c'hell eun dra bennak beza sur war an tamm douar-mañ, — ha bremañ d'al labour bras: KANNADIG GWALARN.

Tamm-ha-tamm e teu ar goumananterien hag ar profou. Goustadik. Ar Vretoned o deus amzer. Ne welomp ket o tont buan kennebeut frouez an abostolerez o deus darn eur hor mignoned prometet d'imp ober. Ezomm hor befe, koulskoude, da gaout koumananterien, ar buana ar gwella, evit gwelout sklaeroc'h. Ma! hep skoazell pe gant skoazell, e fell d'imp mont memes tra!

Dastum a reomp pennadou ha skeudennou, en em glevout



a reomp gant hor c'henlabourerien, ober a reomp ar brud a c'hellomp tro-war-dro. C'hoant hon eus e vefe lavaret e miz here, pa deuio er-maez hor c'henta niverenn viziek :

— Setu amañ an dra gaera a zo bet gwelet e brezoneg biskoaz!

Amañ e roomp roll ar profou a zo deut d'imp e-pad miz meurz ha miz ebrel evit KANNADIG GWALARN :

An Dim. Guieysse : 27 l. — Dizano : 60 l. — An Ao. Ollivier: 20 l. — en holl : 107 l.

Trugarez d'hor mignoned!

## BREZONEG AR VUGALE.

R'hon digarezo an dud o deus goulennet levriou diganimp hag o deus bet anezo eun tammig diwezat. Emañ Roparz Hemon e-unan-penn e Brest evit ober pep tra, betek ober ar pakadou ha kas anezo d'an ti-hent-houarn, ha n'en deus ket atao amzer da seveni dioustu ar c'hefridiou. Darn eus ar pakadou merket evit miz meurz n'int ket kaset eta nemet e miz ebrel.

Setu amañ roll ar profou bet :

An It. Andreeff : 70 l. — An Ao. P. Mocaer : 140 l. — An Dim. Guieysse : 20 l. — A-berz Santez Anna, a gomzas e brezoneg da Nikolazig : 60 l. — en holl : 290 l.

Setu amañ roll al levriou kaset :

Fourqueux (Bro-C'hall) : 20 l. — Ar C'hastell-Neve : 60 l. — Logivi-Plougraz : 375 l. — en holl : 455 l.

Chom a rae er c'hef, d'ar c'henta a viz mae : 1.304 l.

## CHOMLEC'HIOU.

Degas a reomp da soñj d'hor c'houmananterien e rankont kas d'imp pevar real evit ar mizou bep gwech ma kemm o chomlec'h e-kerz ar bloavez.

## SKOLIOU DRE LIZER.

Savet o deus tud ar gelaouenn OBER diou skol dre lizer, unan uhel evit ar re a oar eun tammig ar brezoneg, hag unan izel evit ar re a zo stag da zeski ar yez. Niverus eo deuet ar skolidi da houmañ, ha meur a gelenner a zo bet ranket kaout evit ren anezi.

Hag evit an hañv a zeu, emañ mignoned OBER oc'h aoza eur skol-hañv, a hado, en taol-mañ, eun dek pe bemzek devez.

Koumanantit da OBER (12 lur ar bloavez).
Chomlec'h ar merour : M. Le Guellec, Boest-Post, 25, Montroulez.

**LEVRIOU NEVEZ.**

Degouezet eo ganimp levr an Ao. L. N. Le Roux diwarbenn buhez an Iwerzonad Pearse, eul labour talvoudus, hogen, siouaz, skrivet e galleg (Moulerez Kenwerzel Breiz, Roazon: 30 lur).

**KANVOU.**

Gant glac'har hon eus klevet kelou mantrus maro gwreg hor c'henlabourer karet Kerverziou. Ne gavomp ger ebet da lavarout d'ezañ ar perz a gemeromp en e anken divent.


KANNADIG GWALARN

Priz ar c'houmanant-bloaz: DEK LUR



Ezomm hon eus da gaout

1.000 koumananter

D'ar 15 a viz mae

n'hor boa kavet nemet

41

Ha kas a reot d'imp

unan muioc'h ?



Diwar ar 15 a viz HERE 1932 ;

KANNADIG GWALARN

Kazetenn nevez e brezoneg

aes da gompren

Eun niverenn bep miz



Ma fell d'eoc'h kaout plijadur a-hed ar bloaz, lakait dioustu hoc'h ano evit kaout ar C'hannadig nevez.

Savet eo bet evidoc'h, n'eus forz piou oc'h, koz pe yaouank, paour pe binvidik.

Skrivet e vo en eun doare aes da gompren, e brezoneg evel ma vez komzet war ar maez

Ennan e vo imajou kaer, hag e-leiz.

Ennan e vo keleier a bep seurt traou dudius, traou kentelius, traou fentus.



Priz ar c'houmanant-bloaz
DEK LUR



(Brolou estren : 15 lur)

Eur « prim » kaer a vez kinniget gant

## KANNADIG GWALARN

D'ar re a baeo o c'houmanant a-raok miz here, e vo kaset, dioustu, an niverenn vrao moulet e miz meurz, hag evel « prim », evit ne-tra ha war ar marc'had, unan eus al levriou-mañ da zibab:

**LEVR AL LOENED, TELENN AR-VOR, GORSED DIGOR, TONKA-DUR BUGALE TUIREANN, GRAMMAIRE BRETONNE, LA PRONONCIATION DU BRETON, L'ORTHOGRAPHE BRETONNE.**

Evit kaout KANNADIG GWALARN e-pad eur bloaz, kasit dek lur hag ar baperenn-mañ da :

Journal de GWALARN
Boite Postale 75
BREST

(Kont Chek-postal : 96-38, Rennes.

Ano ......................................

Adres ......................................

......................................

a c'houlenn kaout KANNADIG GWALARN e-pad eur bloaz. Kas a ran d'eoc'h DEK LUR. Setu amañ ano al levr a zibaban evel « prim » :

......................................

## EMBANNADURIOU GWALARN

1926

J. Kerrien. — AR ROC'H TOULL. — Diviet.
J. M. Synge. — WAR VARC'H D'AR MOR. — 2 lur 25.

1927

Roparz Hemon. — AN AOTROU BIMBOCHET E BREIZ. — Diviet.
T. C. Murray. — NEVEZ-AMZER. — 4 lur.
TONKADUR BUGALE TUIREANN. — 4 lur.
G. Th. Rotman. — PRINSEZIG AN DOUR. — Diviet.
GERIADUR GALLEK-BREZONEK A GORFADUREZ. — Diviet.

1928

Aeschulos. — PROMETHEUS EREET, AR BERSED. — 12 lur.
B. Potter. — PER AR C'HONIKL. — 1 lur.
G. Th. Rotman. — PRINSEZIG EN DEUR. — 5 lur.
H. Andersen. — PLAC'HIG VIHAN AR MOR. — 3 lur 60.
Roparz Hemon. — GERIADURIG-DOURN BREZONEK-GALLEK. — 22 lur.
Roparz Hemon. — YEZADUR BERR AR BREZONEG. — 3 lur.
AR SIMBOL. — 0 lur 50.

1929

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn I. — 14 lur.
M. Gourlaouen. — LEVR AL LOENED. — 1 lur 75.
A. Blok — AR PLAC'H DIANAV. — 4 lur.
G. Th. Rotman. — NIJADENN AN AOTROU SKANVIG. — 5 lur.
A. Brizeug. — TELENN ARVOR, FURNEZ BREIZ. — 6 lur.
Roparz Hemon. — REIZSKRIVADUR AR BREZONEG. — 3 lur.

# EMBANNADURIOU GWALARN

1930

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn II. — 10 lur.

MARVAILHOU AR VRETONED. — Diviet.

ENKLASK DIWAR-BENN STAD AR BREZONEG E 1928. — 4 lur.

GERIADURIG ESPERANTEK-BREZONEK. — 4 lur.

Roparz Hemon. — EUN DRO E KEMBRE (Gwalarn 24). — 2 lur 50.

1931

Abeozen. — PEVAR MARVAILH (Gwalarn 28). — 3 lur.

Roparz Hemon. — EUR BREIZAD OC'H ADKAVOUT BREIZ. — 15 lur.

OWEN HA LUNET (Gwalarn 30). — 3 lur.

DIARMUID HA GRAINNE (Gwalarn 32). — 5 lur.

Tanguy Malemanche. — AR BAGANIZ (Gwalarn 34-35). — 10 lur.

Sei Chonagon. — NOTENNOU AR GOUBENNER. — 3 lur.

Roparz Hemon. — LINA. AN TAN E TI KERNASPREDEN (peziou-c'hoari). — 4 lur.

1932

Meaven. — IWERZON DISHUAL. SKOL S. ENDA. — 4 lur.

X. de Langlais. — KANOU EN NOZ. — 10 lur.

D. K. Kongar. — AR WAZIG. — 3 lur.

Y. Drezen. — AN DOUR EN-DRO D'AN INIZI. — 4 lur.

Meavenn. — PA C'HOUEZ AVEL WALARN. — 5 lur.

Moulerez, 4, str. ar C'hastell, Brest. *Ar Merour:* Y. DREZEN.

# GWALARN

Kelc'hgelaouenn lennegel miziek
krouet e 1925
Rener: Roparz Hemon

*Koumanantou:* 30 lur ar bloaz (broiou estren: 35 lur).

*Chomlec'hiou:* pep koumananter a gemm e chomlec'h e-doug e vloavez-koumanant a dle kas pevar real evit ar mizou.

*Dournskridou:* an dournskridou a dle beza skrivet gant an dournskriverez pe skrivet spis-meurbet, war eun tu hepken eus ar follenn, gant kalz a lec'h etre al linennou. An dournskridou ne vezont ket kaset en-dro d'an oberourien.

*Kasadennou:* pep tra, — lizer, pakad pe arc'hant, — a dle beza kaset d'ar renerez pe d'ar mererez *hep ano den ebet*, ha d'ar chomlec'h-mañ hepken:

**GWALARN**
**Boîte Postale 75**
**BREST**

(C.C. 96-38, Rennes)

PRIZ : 5 LUR